WIKIPEDIA

# Yoroubeg

Ur yezh nijerek-kongoek eus is-skourr ar yezhoù defoek eo ar **yoroubeg** (*yorùbá*) komzet gant tro-dro da 20 milion a dud e Nijeria, Benin ha Togo. Roudoù eus ar yezh-mañ a vez kavet ivez e Brazil ha Cuba ma vez graet **nagoeg** (*nago*) anezhi.

Ur yezh dezrannel gant tonennoù eo ar yoroubeg.

Dre vras ez eus pemzek rannyezh disheñvel kenstrollet e tri bloc'had pennañ evel-hen:

- Rannyezhoù ar gwalarn
  - komzet en Abẹokuta, Ibadan, Ọyọ hag Ọṣun
- Rannyezhoù ar c'hreiz
  - komzet en Ekiti, Akurẹ, Ẹfọn hag Ijẹṣa
- Rannyezhoù ar gevred
  - komzet en Okitipupa, Ondo, Ọwọ, Ṣagamu hag e lec'hioù zo en Ijẹbu.

Disheñvel eo ar yezh unvan diouzh an holl rannyezhoù all, da lâret eo ne oa ket bet diazezet war ur rannyezh resis lakaet da yezh unvan daoust ha ma teu an darn vrasañ eus ar yezh unvan ouzh ar rannyezhoù komzet en Ọyọ hag Ibadan.

Skrivet e vez ar yoroubeg gant al lizherenneg latin bet unvanet e 1965 gant un nebeut sinoù ouzhpenn evit merkañ an tonennoù, digoradur ar vogalennoù, hag all.

**Yoroubeg**
**(*ede Yorùbá*)**

**Perzhioù**

| | |
|---|---|
| Komzet e : | Nigeria, Benin, Togo |
| Komzet gant : | ~ 25 000 000 |
| Renkadur : | 49 |
| Familh-yezh : | Yezhoù nijerek-kongoek |
| | Yezhoù atlantek-kongoek<br>Yezhoù voltaek-kongoek<br>Yezhoù benoue-kongoek<br>Yezhoù defoek<br>**Yoroubeg** |

**Statud ofisiel**

| | |
|---|---|
| Yezh ofisiel e : | Nigeria |
| Akademiezh : | hini ebet |

**Kodoù ar yezh**

| | |
|---|---|
| ISO 639-1 | yo |
| ISO 639-2 | yor |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | yor |

Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh.

## Taolenn



## Amerika

Komzet e veze yoroubeg gant sklaved e-leizh e Brazil ha Kuba, ha ganto e voe degaset o relijion deuet da vout candomblé ha santeria.

# Loucoumi

Al loucoumi ( *lucumi* hervez ar skritur e spagnoleg) zo un doare yoroubeg implijet evel yezh al lidoù relijiel gant beleien ar Santería en inizi ar Mor Karib, Kuba ha Republik Dominikan dreist-holl).

# Gwelet ivez

- Yezhoù nijerek-kongoek

# Gwelet ivez

- Kentelioù yoroubeg (http://www.learnyoruba.com)
- *Ethnologue* (http://www.ethnologue.com/show_language.asp?code=yor)